WIKIPEDIA

# Meiteieg

Ur yezh sinek-tibetek eus skourr ar yezhoù meiteiek eo ar **meiteieg** (*meitei*, *meithei*, *kathe* pe *ponna*) komzet gant tro-dro da 1.240.000 den e Manipur, Assam, Kankan, Nagaland, Tripura, Uttar Pradesh ha Kornôg Bengal en India (1997) hag ivez gant 92.800 den e Bangladech (1982) hag gant 6.000 den all e Myanmar (1931). Yezh pennañ Manipour e biz India eo, e-lec'h m'emañ yezh ofisieldindan an anv **manipoureg**.

Teir rannyezh ez eus:

- **Meiteieg** (*meitei*)
- **Loieg** (*loi*)
- **Pangaleg** (*pangal*)

Skrivet e veze gant ur doare-skrivañ ispisial anvet ar *skritur mitei-mayekek* betek an 18vet kantved ha graet e vez strivoù evit adimplijout ar skritur-se doaust ha m'eo bet tapet e blas gant hini ar banglaeg.

## Gwelet ivez

- Roll yezhoù ofisiel India
- Yezhoù sinek-tibetek

## Liammoù diavaez

- Meiteiek war Ethnologue (http://www.ethnologue.org/show_language.asp?code=mni)
- Kregiñ gant ar manipoureg (http://www.arbornet.org/~prava/eeyek/mani_intro.html)
- Deskiñ manipoureg (http://www.e-pao.net/epPageExtractor.asp?src=education.Learn_Manipuri.html..)